WIKIPEDIA

# Ainoueg

| Ainoueg (アイヌ イタク *Aynu itak*) | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Japan |
| Rannved : | Hokkaido |
| Komzet gant : | ~1 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezh digenvez |
| | ▪ **Ainoueg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | |
| Akademiezh : | hini ebet |
| **{{{livfamilh\|Diouer}}}}}; font-size:120%; color:{{{livlizherennou}}};"\|Rizhouriezh** | |
| Urzh ar gerioù : | SOV |
| Frammadur silabek : | CV(C) |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | |
| ISO 639-2 | ain |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | AIN |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |



Takad istorel an ainoueg

An **ainoueg** (ainoueg: アイヌ イタク, *aynou itak*; japaneg: アイヌ語, *ainou-go*) a zo ur yezh digenvez komzet gwechall gant an Ainoued war enezenn Hokkaido e hanternoz Japan. Komzet e veze gwechall ivez en Inizi Kouril, e hanternoz Honshu hag e kreisteiz Sac'halin.

Kavet e vez gerioù boutin etre an ainoueg hag an nivc'heg a deu diwar darempredoù etre an div yezh, dres evel ar gerioù boutin all etre ar japaneg hag an ainoueg.

Ur yezh en arvar da vont da get eo an ainoueg hag an darn vrasañ eus ar 150 000 a dud a disklêr bezañ ainoued ne gomzont nemet japaneg. Bez e oa 100 den barrek war ar yezh e Niboutani (Biratori, Hokkaido) met n'eus nemet 15 dioute a rae ganti bemdez er bloavezhioù 1980. En holl ez eus tro-dro da 1 000 den barrek war ar yezh e Hokkaido a-bezh, an darn vrasañ dioute ouzhpenn 30 vloaz.

War gresk a ya an niver a dud a zo o teskiñ ar yezh hiziv koulskoude ha muioc'h a dud a gomz an ainoueg da eil yezh eget da yezh kentañ.

Ez ofisiel e vez skrivet an ainoueg gant lizherennoù ar silabenneg japanek katakana, met implijet e vez ivez al lizherenneg latin.

## Taolenn

| Liammoù diavaez |
|---|

# Fonologiezh

Silabennoù an ainoueg a zo CV(C). Dre ret e teraouont gant ur gensonenn met galloud a reont echuiñ gant ur gensonenn.

### Vogalennoù

| | A-raok | A-greizh | A-dreñv |
|---|---|---|---|
| **Serr** | i | | u |
| **Peuzserr** | e | | o |
| **Digor** | | a | |

### Kensonennoù

| | Diweuz | Labio-velar | Alveol | Staon | Velar | Glot |
|---|---|---|---|---|---|---|
| **Dre Darzhañ** | p | | t | | k | ʔ |
| **Afrikatek** | | | ts | | | |
| **Dre fri** | m | | n | | | |
| **Dre c'hwezhañ** | | | s | | | h |
| **Dre-dostaat** | | w | | j | | |
| **Flap** | | | ɾ | | | |

# Gwelet ivez:

- Yezhoù digenvez
- Yezhoù Japan

# Liammoù diavaez

- Lec'hienn diwar-benn an ainoueg (http://www.proel.org/mundo/ainu.htm) (e spagnoleg)
- Frazennoù e ainoueg (http://ramat.ram.ne.jp/ainu/)
- Kenteliοù ainoueg war ar skingomz (http://www.stv.ne.jp/radio/ainugo/index.html) (japaneg)
- Geriaoueg (http://www.geocities.co.jp/HeartLand-Gaien/6362/aynu.htm) (japaneg)
- *Etnologour* (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=ain)



**Porched Japan ha sevenadur Japan** – Adkavit ar pennadoù a denn da Japan ha d'e sevenadur.